WIKIPEDIA

# Homo heidelbergensis


Adframmadur skiantel un *Homo heidelbergensis*

**Homo heidelbergensis** (" Den Heidelberg", anvet diwar anv kêr Heidelberg en Alamagn e-men e voe dizoloet ur c'haved anezhañ) zo ur spesad ag ar genad Homo aet da get hag a c'hellfe bout koulz hendad-kompez Homo neanderthalensis ha hini Homo sapiens (diasur evit hemañ diwezhañ). Bevet en dije etre 600 000 ha 200 000 a vloavezhioù. Graet en doa H. heidelbergensis gant un henijinerezh ar vein Acheulean tost d'an hini implijet gant Homo erectus.

| **Homo heidelbergensis** | |
|---|---|
|  Klopenn Homo heidelbergensis | |
|   Aet da get | |
| **Rummatadur filogenetek** | |
| Riezad : | Animalia |
| Skourrad : | Chordata |
| Kevrennad : | Mammalia |
| Urzhad : | Primates |
| Kerentiad : | Hominidae |
| Iskerentiad : | Homininae |
| Genad : | *Homo* |
| **Anv skiantel** | |
| ***Homo heidelbergensis*** **Schoetensack, 1908** | |
| D'ar vevoniezh  e tenn ar pennad-mañ. | |

## Taolenn



## Filogeniezh

Hervez ar studiadennoù filogenetek diwezhañ e teufe Homo heidelbergensis ag un emdroadur ag Homo antecessor a veve en Europa hag a zo aet da get 700 000 bloaz zo (lakaet eo da Homo erectus diwezhat gant skiantourion zo avat).

Etre 250 000 ha 200 000 bloaz zo ec'h emdroas Homo heidelbergensis betek donet da vout Homo neanderthalensis.

## Neuziadurezh ha spisverkoù-korf

Mar e geñverier gant Homo antecessor a zo bet anezhañ araozañ ez eus da Homo heidelbergensis ar spisverkoù-korf da heul:

- brasoc’h e oa e varr-klopenn (war-dro 1 200 cm³ -etre 1 100 ha 1 400-);
- un tal uheloc’h;
- un drolinenn lankoc’h;
- gwaregoù an abrant ha ne oant ket ken tev ha re Homo antecessor;
- ne oa ket ken hirgarvanet (ne oa ket ken hir e javed);
- dent bihanoc’h.
- Ar pared (ar wazed) a c’helle bout dezhe 1,75 metr sav (ha 62 kg) hag ar parezed 1,60 m (51 kg).


Maen benet (daoudueg) adkavet e Boxgrove (Bro-Saoz).

# Stuzegezh ha kalvezerezhioù

Bevañ a rae Homo heidelbergensis diwar an hemolc’h dreist-holl. Duac’h e oa da hemolc’hiñ jiboez bras: ar roñsed pe ar frikorneged da skouer. Evit se e rae gouzifiadoù hir (betek 2,50 m) ha binvioù sileks. Bout e vije an hominidae kentañ en doa graet goafioù, begoù maen dezhe. E stuzegezh a glot an Acheulean peurliesañ. Tud kentañ ag ar genad Homo o doa beziet o re e vijent bet. Adkavet ez eus bet roudoù lidoù relijiel: implij an okr, mac’hagn ha darwrezadur korfoù-marv (an dra-se a c’hellfe diskouez ivez e oa eus ar ganibalegezh: debret e veze tud e degouezhioù zo).

## Lavar

Evit ul lod ag an henzenoniourion ne vije ket bet gouest tud Heidelberg d’ober kement-mañ (relijiusted, hemolc’h, ijinerezh ar vein,…) hep ur stumm kentidik ag al lavar. Gouzout a ouier e oa duac’h Homo ergaster da broduiñ soniadoù kemplezh pe gemplezhoc’h ha, sur a-walc’h, ez eo aet pelloc’h e ziskennidi (Homo heidelbergensis en o zouesk).

# Lec’hiadur ha lec'hiennoù henoniel

Bevet en doa Homo heidelbergensis en Europa (hag en Afrika gouez da lod). Adkavet ez eus bet karrekaennoù anezhañ:

- e Heidelberg, e-tal Mauer, en Alamagn;
- e Tautavel, e Pireneoù-ar-Reter (cf. Den Tautavel);
- e Mougev Petralona e Gres;
- e Boxgrove (Kornôg Sussex) hag e Suffolk e Bro-Saoz;
- Atapuerca (Sima de los Huesos), e-tal Burgos e Spagn.

---